# GWALARN




52

MEURZ 1933

# EUN HIR A GOUSK

lakaet e brezoneg

gant

EREL KERALBAN

hervez skrid

WASHINGTON IRVING

d'an holl

VUGALE A VREIZ-IZEL

a gendalc'h da gomz brezoneg

en desped d'ar skoliou gallek

strewet a-vil-vern war ar vro

ha da

VONAIG SOHIER

ar goanta anezo

e kinnigan al levrig dister-mañ

savet evito.

*Trugarekaat a ran va c'heneil Youen Drezen a zo bet mat a-walc'h da zifazia va brezoneg Breiz-Uhel pounner ha diampart alies.*

## NOTENN

Washington Irving, ganet e New-York e 1783, ha maro e 1860, a zo bet ar c'henta skrivagner amerikan da c'hounit brud dre ar bed holl, o veza marteze ma vevas pell amzer en Europa. E labour gwella, « Al Levr Damskeudou », a gaver ennañ, e-mesk traou all, kontadennou e-giz an hini a roomp amañ « Rip Van Winkle », badezet « Eun Hir a Gousk » gant Erel Keralban.

Eviti da veza bet savet gant Erel Keralban evit ar vugale, deut-mat e vezo an droidigez-mañ, a gredan, gant lennerien « Gwalarn », o deus bet plijadur o kaout troidigeziou all a hevelep seurt ganti, e-giz « An Tasmant Dimezet », gant Hoffmann, hag « An Damez a Bikez », gant Pouchkin.

Mar domp pinvidikoc'h eun deiz, e c'hellimp marteze embann eun advouladur eus an oberenn-mañ, graet a-ratoz evit ar vugale, gant an holl skeudennou koant treset gant an troour e-unan.

R.H.



# EUN HIR A GOUSK

An neb en deus bet pignet red ar stêr Hudson (1) a zalc'h soñj eus ar meneziou Kaatskill (1). O gwelout a reer pell, e kornog ar stêr. Sevel a reont o fenn uhel en oabl. Pep koulz-amzer, pep kemm-amzer, pep eur zoken a wisk anezo gant liviou ha stummou nevez. Setu perak, end-eeun, e talvezont d'ar merc'hed koz da aerbouezeriou (2) gwirion. Pa vez brao an amzer ez int gwisket glas ha ruz-moug ha, diouz an abardaez, ec'h en em ziskouezont, treset fraez war an oabl sklaer ; a-wechou, avat, e kabellont o fenn gant eur c'hougoulad aezennou louet a flamm hag a lugern dindan bannou diweza an heol o vont da guz.

Ar beajour en deus merzet marteze, e traoñ ar meneziou burzudus-se, ar mogedennou skañv a bign diouz eur gêriadenn a lugern an toennou koad anezi etre ar gwez.

Koz-tre eo ar gêriadennig-se, rak savet e voe gant tud a Vro-Holland, en amzeriou kenta ar rannvro, p'edo an den mat Per Stuyvesant (Doue d'e bardono !) o rena an traou enni. Chom a rae c'hoaz eno, eun nebeut bloaziou 'zo, tiez savet gant brikennou bihan melen degaset a Vro-Holland gant talbennou

(1) Ar stêr Hudson hag ar meneziou Kaatskill en em gav er rann Amerika an Hanternoz a veze graet gwechall Bro-Saoz Nevez anezi.

(2) *Aerbouezer* : eur benveg a dalvez da c'houzout ma vezo brao pe fall an amzer.

kornek ha gwiblennou warno, hag a oa bet perc'hen-net gant an drevadennerien genta.

En unan eus an tiez-se [ha gwir eo lavarout e touge en eun doare mantrus merk ar bloaveziou hag an amzeriou fall] edo o chom, pell a zo, en amzer ma oa c'hoaz ar c'horn-bro eun drevadenn saoz, eun den eeun ha mat a veze graet Rip Van Winkle anezañ.

E dud koz a stourmas kalonek en amzer Per Stuyvesant hag a yeas gantañ da seziz Kreñvlec'h-Kristina. Ne oa ket gwall-heñvel outo koulskoude evit pez a sell ouz o spered brezelgar. Lavaret em eus dija e oa eun den eeun ha mat ; eun amezeg dispar e oa ouspenn hag eur gwaz sentus gourdrouzet dalc'hmat gant e wreg. En abeg da se, a-hend-all, en doa gounezet ar vadelez ene en doa e lakaet da veza brudet tro-war-dro. Rak ar wazed a zo en o zi o plega atao dindan dourn eur geben a zo anezo tud unvanus ha sentus er-maez. O spered a zo deut da veza gwevn ha plegus e tan gwrezus trubuilhou ar gêr. Eur c'hroz digant eur wreg a dalv holl brezegennou ar bed da zeski an habaskted. Evit-se e c'heller sellout ouz eur wreg tagnous evel eun dra brizius. Rip Van Winkle, eta, n'en doa ket da glemm.

Gwelet mat e oa gant fistilherezed ar gêriadenn, en em lakae a-du gantañ pa save tabut er gêr. Ne vanke morse ar re-mañ, pa zeue ar gaoz-se, e-pad ar beilhadegou, da damall pep tra d'an Itron Van Winkle. P'edo Rip o tostaat e youc'he ar vugale gant al levenez. Chom a rae da sellout outo o c'hoari, oberia o c'hoariellou, deski d'ezo lakaat sarpantou da nijal ha c'hoari boullou piti, pe, a-wechou e tisplege d'ezo marvailhou hir leun a dasmanted, a sorserezed



hag a Indianed. Pa veze o kantren dre vanellou ar gêriadenn e veze kelc'hiet gant eun toullad kanfarded a groge e pastellou e borpant, a grape war e gein hag a rae bourdou d'ezañ. Ha tro-war-dro ki ebet ne harze outañ.

Si brasa e spered a oa eun heug didrec'hus rak pep seurt labour paeüs. N'eo ket diwar re nebeut a aked pe a gendalc'husted. O ! nann ; chom a rae Rip azezet en e goazez, war eur roc'h c'hleb, gant eur walenn en e zourn ken hir ha ken pounner ha goaf eun Tartar, o pesketa a-hed an deiz, hep grozmolat daoust na bake alies pesk ebet. Bale a rae gant eur fuzuilh-hemolc'h e-pad eurveziou hag eurveziou, o kerzout gant poan dre veneziou ha traoniennou, a-dreuz koadou ha geuniou evit laza eur gwiñver bennak pe goulmed gouez. Morse ne nac'he rei skoazell d'eur mignon en eul labour diaes hag e oa deut mat en holl ebatou ar gêriadenn. Kaset e veze gant ar merc'hed da ober o c'hefridiou pe draouigou dister a nac'he o gwazed ober evito. En eur ger berr, Rip a oa prest da labourat evit an holl nemetañ e-unan. Kavout a rae d'ezañ n'oa ket barrek da veza eun ozac'h a-zoare pe da zerc'hel e vereuri e-ratre.

Lavarout a rae ne dalveze ket ar boan labourat en e vereuri. Bez' en doa gwasa ha bihana tachennad an holl gorn-bro ; pep tra ez ae fall hag ez afe fall enni en desped d'ezañ. E gleuziou a veze dalc'hmat dizac'het, e vuoc'h a golle he hent pe a yae er parkad kaol, al louzeier a greske buanoc'h war e zouarou eget lec'h all, ar glao a goueze dres d'ar mare ma oa labour da ober er-maez. En doare ma oa e vereuri an digempenna hag ar falla eus an holl gorn-bro.

E vugale a oa gwisket en eun doare iskis ha ken pilhennek ha ma vijent bet bugale digerent. E vab Rip, eur paotrig bihan, anezañ e skeudenn veo, a bromete beza hêr da spered e dad ha d'e zilhadou koz war eun dro. Gwelet e veze atao war-lerc'h e vamm, evel eun ebeul, gwisket gant bragou koz e dad. Poan vras a gemere d'o derc'hel gant eun dourn evel ma ra eun dimezell gant lost he broz, eun deiz a c'hlao.

Rip Van Winkle, koulskoude, a oa unan eus an dud eürus-se, aes ha diskiant o spered, a zegemer an darvoudou evel ma c'hoarvezont, a zebr ar bara, du pe wenn, a zo gounezet gant an nebeuta a boan hag a soursi, hag a vefe gwell ganto beva e-giz eur reuzeudig gant daou wenneg en o godell eget labourat evit eur pez aour.

Lezet e-unan penn en' divije tremenet e vuhez, ez aes, o c'houitellat, stad ennañ. Ne ehane ket e wreg, avat, da rebechi outañ, a-bouez-penn, e lezireqez hag an dismantr edo o sacha war an ti. Eus an eil penn d'ar penn all d'an deiz ez ae en-dro teod an itron ha kement a rae pe a lavare a oa sur da zegas warnañ eur chapeledad rebechou c'houero. N'en doa Rip nemet eun doare da respont ouz seurt kroziou: sevel a rae e ziskoaz, heja e benn, sellout war-du an neñv ha tevel. An dra-se, avat, a zegase atao eur brezegenn nevez ken na oa ret d'ezañ tec'hout ha mont er-maez, al lec'h nemetken a zo e kerz an ozac'h pa vez douget ar bragou gant ar wreg.

En ti, n'oa nemet e gi, Wolf, [Bleiz e brezoneg] a oa a-du gant Rip. Ker gwallgaset hag e vestr e oa, rak n'oant an eil hag egile evit an Itron Van Winkle



nemet eur c'houblad lezireien. Ma seller ouz ar perziou-mat a vez dereat d'eur c'hi onest kaout, reiz eo lavarout ne voe foetet biskoaz ar c'hoadou gant eun aneval ken kalonek. Kalonegez ebet, avat, n'eo evit enebi ouz heskinerez peurbadus eun teod maouez. Pa 'z ae en ti, Wolf a veze izel e benn hag a zastume e lost etre e baoiou; gwisket warnañ doare eur c'hi barnet d'ar maro, sellout a rae a-gorn ouz an Itron Van Winkle ha da zistera finvadenn eul loa-bod pe eur skubellenn e rede kuit war-du an nor, en eur speuñial.

Dre ma tremene ar bloaveziou ez ae ar vuhez war zivaloaat evit Rip Van Winkle. Eur spered tagnous ne da morse war zousaat gant an oad. Hag e-touez an holl vinviou, n'eus nemet an teodou-trouc'h hag a vez seul lemmoc'h ma labouront muioc'h. En em frealzi a reas e-pad eur pennad-amzer o tarempredi eur strollad gwazed fur, prederourien ha tud dilabour, a zalc'he o bodadennou dirak eun davarn vihan merket gant skeudenn holl-ruz E Veurded Jorj III. Eno edo kustum ar wazed-se da zont da azeza en disheol e-pad derveziou hir ha pout an hañv, da varvailhat ez sioul diwar-benn keleierigou ar gêriadenn pe da zibuna istoriou diziwez diwar draouigou dister. Dudius e vefe bet evit eun den a c'houarnamant klevout ar breutadegou doun o doa a-wechou pa veze degouezet gant eur beajour lezel war e lerc'h eur gelaouenn goz. Na sioul e vezent, neuze, e-pad al lennadenn a veze graet gant Derrick Van Bummel, ar mestr-skol, eun den buhezek ha gouiziek ha ne veze ket abafet gant hira ger ar geriadur ! Ha nag e oant fur pa dabutent diwar-benn an darvoudou-pobl, eun nebeut miziou goude ma oant c'hoarvezet !

Kredennou ar strollad a oa dindan renerez Nikolas Vedder, perc'henn an davarn. Azeza a rae e-kichen an nor, adalek ar beure betek an noz, o finval dres a-walc'h da chom e disheol eur wezenn vras. E amezeien a c'helle lavarout an eur diouz e finvadennou, ker gwirheñvel ha diouz eun dremm-heol. Gwir eo ne gomze ket nemeur rak butuna a rae dalc'hmat. E ziskibien, evelato — rak diskibien en deus pep den fur — a intente anezañ mat-tre hag a ouie divinout e ali. Bep gwech ma tisplije d'ezañ eul lennadenn pe eun danevell e veze gwelet o vutuni gant taerder hag o strinka alies bommou-moged kounnarus; pa veze laouen, avat, e lonke ar moged goustadik hag e daole en-dro er-maez e stumm koumoulennouigou skañv ha sioul; pe a-wechou, o lemel e gorn diouz e c'henou, e rae stouigou gant e benn da ziskouez anat e oa a-du gant ar prezeger.

Ar paour kaez Rip a voe kaset er-maez eus ar c'hreñvlec'h-se gant e wreg a zeue trumm da lakaat strafuilh e peoc'h izili ar strollad hag o redia da devel. Nikolas Vedder, e-unan, ne veze ket espernet gant ar vaouez spontus a rebeche outañ e kalonekae he gwaz en e voaziou a leziregez.

Eur mare a erruas, en diwez, ma tizas ar paour kaez Rip penn pella an dispi; pez a reas neuze, evit pellaat diouz labour ar vereuri ha diouz garmadennou e wreg a voe tapout krog en e fuzuilh ha mont da ober eun dro er c'hoadou. Eno, ez azeze e traoñ eur wezenn hag e ranne e bred gant Wolf, rak santout a rae evit e gi en e reuzeudigez eur wir garantez. « Paour kaez Wolf, a lavare, da vestrez a zo garo ez keñver; bez hep aon, avat, keit ha ma vevin, eur



mignon az po d'az tifenn. » Wolf a finve e lost, a selle ouz dremm e vestr, ha ma c'hell ar chas kaout truez ouz an dud, kredi a ran e kemere e lod eus poaniou e vestr.

E-pad eur valeadenn, eun devez brao a ziskaramzer, e oa Rip skrapet betek unan eus uhela kribennou ar meneziou Kaatskill. Hemolc'hi a rae ar gwiñvered, hag an digenvezderiou sioul o doa tregernet alies gant e dennou fuzuilh. Skuiz, dialanet, e c'hourvezas, diwezat en endervez, war eun dorgenn c'hlas goloet gant geot ar menez, tostik a-walc'h ouz eun islonk.

Etre gwask ar gwez, e c'helle spurmanta, a-hed mildouarou ha mildouarou, an holl vro goloet gant koadou pinvidik. Dindanañ, pell, pell, e wele an Hudson valc'h, o redek didrouz ha meurdezus, o tougen amañ hag ahont gouel eur vag lezirek kousket war he dour sklaer, hag o steuzia en diwez e-touez an uhelderiou glas.

War an tu all, e tiskenne e sell betek strad eur ganienn doun, gouez, digenvez, leun a reier damsklerijennet gant bannou an heol war e ziskar. Chom a reas Rip, en e c'hourvez, e-pad eun nebeut amzer, e spered o huñvreal dirak an daolenn: an abardaez a zeue hag ar meneziou a stage da astenn o skeudou hir glas-ruz hed-ha-hed an traoniennou. Gwelout a reas e vefe du-pod an noz a-raok m'en divije gallet dont en-dro d'ar gêr. Tenna a reas eun huanadenn hir o soñjal edo an Itron Van Winkle ouz e c'hortoz ha kounnar enni.

Edo o vont da ziskenn pa glevas eur vouez a c'halve: « Rip Van Winkle ! Rip Van Winkle ! » Sellout

a reas en-dro d'ezañ, met ne welas netra nemet eur vran hec'h-unan o nijal etre ar meneziou. Soñjal a reas e oa bet faziet gant e faltazi, hag edo war-nes diskenn a-nevez pa glevas ar c'harmadenn o tregerni adarre en aer sioul an abardaez : « Rip Van Winkle ! Rip Van Winkle ! » Dres d'an ampoent e sounnas e vleo war gein Wolf. Ar c'hi a stagas da c'hourdrouz hag a dostaas ouz e vestr en eur sellout en draonienn. Nec'het, Rip a sellas en hevelep roudenn hag a welas eur stumm iskis o skrapat gant ar reier, gant poan ha gorregez, ha pleget e gein dindan eur samm pounner. Souezet e voe o welout eun dra-veo el lec'h didud-se ; hogen, o soñjal e oa eun den eus an trowardroiou en doa ezomm eus e skoazell, e tiskennas davetañ, tiz warnañ.

Pa dostaas, e voe souezetoc'h c'hoaz gant doare iskis an estren. Eun denig koz anezañ, karrezek e ziouskoaz, founnus e bennad-bleo ha louet e varo. Gwisket e oa hervez giz koz Hollandiz, gant eur chupenn strisaet en dargreiz gant eur gouriz, ha meur a vragou, hini an diavaez ledan kenañ, kinklet gant skoulmou d'an daoulin ha rezadou nozelennou en tu diavaez. War e skoaz e touge eur varrikenn gofek a dlee beza karget. Sin a rae da Rip da dostaat d'e skoazella. Daoust ma sante disfiziañs e-keñver an anaoudegez nevez-se, Rip a asantas, hag o tougen ar varrikenn pep hini d'e dro, e skrapjont gant eur ganienn striz, naoz dizec'het eur froud eus ar menez, hervez doare. Dre ma pignent o-daou, Rip a gleve bepred eur gourdrouz heñvel ouz kroz eur c'hurun pell, hag a hañvale dont diouz eur ganienn pe gentoc'h diouz eur faoutenn doun etre reier uhel ma 'z



aent daveto gant an hent a gerzent warnañ. Chom a reas Rip eur pennadig a-sav ; met, o soñjal e oa trouz unan eus an arneou-se a darz ken alies e tachennou uhel ar meneziou, e kendalc'has da vont. Dre heulia ar ganienn e tizjont eun toull heñvel ouz eur c'helc'hva kelc'hiet gant tornaodou serz. Gwez a oa e krec'h, ha kreski a rae o skourrou a-zioc'h an toull ken na weled ac'hano nemet tammouigou oabl glas. E keitse, Rip hag e genseurt o doa poaniet hep ranna grik, daoust m'en doa Rip c'hoant da c'houzout perak e oa ret kas ar varrikenn-se betek krec'h meneziou ken gouez. Ne grede ket goulenn avat, rak an den dianav a oa ennañ eun dra bennak ken iskis ha diveizus m'edo Rip leun a zoujañs evitañ.

O vont e-barz an toull Rip a welas traou, a chomas souezet ganto. Er c'hreiz, war eul leurenn, tud iskis a c'hoarie kilhou. O gwiskamantou saouzanus a oa graet hervez eur c'hiz estren ; darn anezo a zouge chupennou berr ; re all jiletennou striz gant kontilli hir dalc'het ouz ar gouriz, hag an darn vuia anezo a oa ganto pikoliou bragou heñvel ouz re ar blenier. Iskis ivez e oa doare o dremmou : unan en doa eur penn teo, eun dremm ledan ha daoulagad bihan, bihan ; eun all a oa e zremm leuniet gant eur pikol fri, ha war e benn eun tog hir ha begek, kaeraet gant eur bluenn kilhog ruz. Baro o doa, disheñvel o liviou hag o stummou. Unan a hañvale beza o mestr. Eur c'hoz aotrou anezañ, teo e gof ha skuiz e zremm. Gwisket e oa gant eur porpant serret gant lasou, eur gouriz ledan hag eur gontell vras, eun tog hir gant eur bluennig, loerou ruz ha botou, uhel ar seuliou anezo. An holl strollad a zegase soñj da Rip eus tud livet war eun daolenn goz hollandat en doa gwelet e

sal-degemer Dominie Van Shaick, person ar gêriadenn.

Eun estlamm evit Rip e oa gwelout an dud-se o c'hoari gant dremmou ken dic'hoarz ha chom hep ober an distera trouz, hag i oc'h en em zidui, hep mar ebet.

Pa dostaas Rip ouz ar c'hoarierien, ar re-mañ a ehanas da c'hoari. Sellout e rejont outañ gant daoulagad ken difinv, ken keñvel ouz re an delwennou, dremmou ken iskis ha ken trist o doa ma voe darbet d'e galon ranna ha ma skoas e zaoulin an eil ouz egile. En em lakaat a reas e genseurt da ziskenn ar varrikennad e boutailhou bras hag e reas sin d'ezañ da servij ar wazed. Senti a reas gant doujañs hag en eur grena. Kluka a rejont an evaj ken didrouz ha tra, ha goude e tistrojont d'o c'hoari.

A-nebeudou e steuzias doujañs ha sebezadur Rip. Kredi a reas, zoken, pa n'oa den o sellout outañ, tañva an evaj, ma kavas d'ezañ eur blaz heñvel a-walc'h ouz hini eur « jenievr » peurvat a Vro-Holland. Eun den sec'hedig a oa anezañ dre natur hag ez evas eur bannac'h c'hoaz. Eur glukadenn a voe heuliet gant unan all ha kement a re all ma voe gwall vezevellet : santout a reas e oa pep tra o trei en e dro, e benn a stouas nebeut ha nebeut hag e kouezas en eur c'housk pounner.

Pa zivorfilas ez en em gavas a-nevez war ar roz glas, lec'h en doa spurmantet den koz an draonienn. Rimia a reas e zaoulagad. Eur beurevez kaer hag heoliek e oa. Lammedikaat ha richana a rae al laboused er brouskoadou hag an erer, uhel en oabl, a nije en eur drei a-enep avel ar meneziou. « Emichañs,



n'em eus ket kousket amañ, e-pad an noz, a lavaras Rip dre e soñj. » Kounaat a reas degouezadennou an derc'hent : an den iskis gant e varrikenn, ar ganienn er menez, ar repu gouez e-kreiz ar reier, ar c'hoari kilhou truezus, ar voutailh... o ! ar voutailh ! ar voutailh villiget ! a soñjas Rip. Pe zigarez a roin d'an Itron Van Winkle ?

Klask a reas e fuzuilh gant e zaoulagad hag e-lec'h an arm naet ha lardet mat, e welas, en e gichen, eur fuzuilh koz, merglet-holl e ganol ha brein e fust. Soñjal a reas e oa bet laeret gant trouzerien dic'hoarz ar menez goude m'o doe roet d'ezañ eur bannac'h re greñv. Steuziet e oa Wolf, heñ ivez ; hennez, avat, a c'helle beza kollet e hent gantañ goude beza redet war-lerc'h eur gwiñver pe eun alc'houeder bennak. Rip a c'houitellas d'e c'hervel, a youc'has e ano ; en aner. Disteurel a reas an hegleo e c'houitelladenn hag e youc'hadenn ; ar c'hi, avat, ne zistroas ket.

E venoz a reas adwelout al lec'h m'en doa en em gavet gant ar c'hoarierien, en derc'hent, ha ma keje ouz unan bennak anezo e c'houlennfe e fuzuilh hag e gi digantañ. Pa savas evit mont e kavas e oa reut e vellou ha n'oa mui gwevn evel boaz. « Ne dalvez netra d'in kousket er meneziou, a soñjas ; ma pakan eur barrad-remm goude an dro-se, ha ma vez ret d'in chom em gwele, deveziou dudius em befe da dremen a-gevret gant an Itron Van Winkle. »

Diskenn a reas gant poan en draonienn. Kavout a reas ar ganienn m'en doa pignet drezi, gant e genseurt, en noz araok ; hogen, souezet-bras e voe pa welas e rede eur froud enni, oc'h eonenni, o lammat a roc'h da roc'h hag o leunia an draonienn gant e drouz. Rip koulskoude, war-bouez e dreid hag e

zaouarn, a zeuas a-benn da skrapat a-hed ar ribl, a-dreuz d'ar brousgwez bezo ha kelvez. Streboti hag en em stroba a rae er gwini gouez a rolle o zroellennou a wezenn da wezenn hag a astenne eur roued dindan e gammedou. En diwez, e tizas al lec'h m'en doa gwelet ar ganienn o sanka etre tornaodou ar c'helc'hva, n'oad ket, avat, evit tremen dre eno. Ar reier a rae eun uhel a voger ma sailhe ar froud a-us d'ezi da goueza en eur seurt lenn ledan ha doun, du he douriou gant skeudou ar gwez tro-war-dro. Gervel ha c'houitella d'e gi a reas adarre. Ne glevas respont ebet nemet koagadeg eun torkad brini, o c'hoari uhel en oabl, en-dro d'eur wezenn dizec'het. Dizaon ahont uhel, e hañvalent ober fae war ar paour kaez den hag ober goap outañ. Petra da ober ? Ar beure a dremene ha Rip, hep e lein, a varve gant an naon. Keuz en doa ivez d'e gi ha d'e fuzuilh hag aon en doa dont en-dro dirak e wreg ; hogen, ne felle ket d'ezañ, kennebeut, mervel gant an naon e-kreiz ar meneziou. Heja a reas e benn, lakaat a reas ar fuzuilh merglet war e skoaz, hag e galon leun a drubuilh, e kemeras hent ar gêr.

Tud a gavas en eur dostaat ouz ar gêriadenn, met n'anavezas hini ; ma voe souezet eun tammig, rak kredi a rae anavezout holl dud ar c'horn-bro. Ouspenn-se, gwiskamant an dud-se a oa diouz eur c'hiz n'oa ket boazet outi. Ar souez a oa merket war holl zremmou an dud-se, ha ne vanke hini ebet da floura e elgez en eur sellout outañ. Rip a reas evelto : dougen a reas e zourn d'e elgez ha sabatuet-holl e voe o kavout en doa kresket e varo eur rac'houennad (1) !

(1) 23 santimetrad tost da vat, hirder a zo etre penn ar meud ha penn ar biz bihan, an dourn digor.



Edo e-kichen ar gêriadenn, bremañ. Eun toullad bugale dianav a rede war e lerc'h, o c'harmi outañ hag o tiskouez e varo gant o biz. Ar chas a harze outañ, pa 'z ae e-biou. Ar gêriadenn end-eeun a oa kemmet. Brasoc'h e oa ha poblet stankoc'h. Renkadennou tiez a oa n'en doa gwelet biskoaz a-raok, hag ar re a anaveze mat, n'oant mui eno. Anoiou dianav a oa a-us d'an doriou, dremmou dianav e toull ar prenestrou, pep tra a oa dianav. Neuze e savas trubuilh d'e spered : daoust ha n'oa ket strobinellet ar bed tro-war-dro ? Ar gêriadenn e oa ma oa ganet enni ha m'en doa dilezet en derc'hent, sur. Anavezout a rae ar meneziou Kaatskill hag ahont, pell, an Hudson he douriou arc'hant. Pep traonienn ha pep krec'hienn a oa eno, evel ma oant bet atao. Trubuilhet-bras e oa Rip. « Luziet eo bet va faour kaez penn gant evaj dec'h da noz » a soñjas.

Poan en devoe mont betek e di. Tostaat a rae outañ, aon ennañ gant ar soñj klevout mouez skiltr an Itron Van Winkle. Kavout a reas an ti dismantret : an doenn kouezet en traoñ, ar prenestrou torret hag an doriou war an douar. Eur c'hi hanter-varo gant an naon, hag a hañvale beza Wolf, a gantree tro-war-dro. Rip a c'halvas d'ezañ, hogen, an aneval kintus a ziskouezas e zent hag a gendalc'has gant e hent. « Va c'hi e-unan, en deus va ankounac'haet », a huanadas ar paour kaez Rip.

Mont a reas e-barz an ti, a oa bet atao dalc'het kempenn hag e-ratre gant an Itron Van Winkle. Goullo, trist, ha dilezet e oa. Ken mantret e voe ma ankounac'haas e spontou-ozac'h. Gervel a reas a vouez uhel e wreg hag e vugale. Ar c'hambrou goullo

a dregernas eur pennadig gant son e vouez hag a zeuas da veza didrouz adarre. Mont a reas er-maez, ha neuze, mall gantañ, d'al lec'h-emwel a wechall, e tavarn ar gêriadenn. Houmañ kennebeut ne oa ken anezi. En he lec'h e oa eur savadur koad distart gant prenestrou bras digor, eun nebeut anezo torret hag adaozet gant broziou ha togou koz hag a-us d'an nor e oa bet livet « Ostaleri an Unanidigez, dalc'het gant Jonathan Doolittle ». E lec'h ar wezenn vras he doa goudoret an davarn vihan ha sioul gwechall, ez oa eur pikol gwern en he sav, kabellet gant eun dra heñvel ouz eur boned-noz ruz hag eur banniel roudennet ha steredennet. Iskis ha diaes da intent e oa an holl draou-se. Anavezout a reas war an arouez, koulskoude, dremm holl-ruz ar roue Jorj, hogen, kemmet e oa bet en eun doare iskis. Ar gwiskamant ruz a oa deut da veza eur gwiskamant glas, an dourn a zalc'he eur c'hleze e-lec'h eur walenn-roue, ar penn a oa kabellet gant eun tog tric'herniek hag a-zindan e oa bet livet e lizerennou bras « Ar jeneral Washington. »

Bez' ez oa, evel boaz, eur bagad tud en-dro d'an nor, met Rip n'en doa koun eus hini ebet anezo. Spered an dud-se a hañvale beza kemmet. Gwechall ez oant sioul ha didrouz, ha bremañ edont o tabutal hag o c'harmi. En aner e klaskas gant e sell an den fur, Nikolas Vedder, gant e zremm ledan, e adelgez hag e gorn-butun hir ha kaer, na leze da zont er-maez eus e c'henou nemet koumoulennou moged e-lec'h prezegennou didalvez ; pe Van Bummel, ar mestr-skol, o tibuna, lavarenn goude lavarenn, danvez eur gelaouenn goz. En o lec'h, eur paotr treut, leun e c'hodellou gant paperennou koz, a rae eun tamm



prezegenn daer diwar-benn gwiriou an den, ar votadegou, izili ar Gambr, an dishualded, Bunker's hill, den meur 1776 ha diwar draou all a oa gregach evit ar paour kaez Rip divarc'het.

Donedigez Rip gant e varo hir, e fuzuilh-hemolc'h merglet, e wiskamant iskis hag an toullad maouezed ha bugale a oa war e lerc'h, a dennas evez politikerien an davarn. En em voda a rejont holl en-dro d'ezañ hag e selljont outañ gant ranellder. Ar prezegenner a zeuas betek ennañ, hag o veza pellaet anezañ diouz an dud all, e c'houlennas outañ « da biou e roe e vouez ». Rip, pa glevas an dra-se, a zigoras daoulagad bras, goullo, sebezet. Eun den all, bihan ha finvus, en e sav war vegou e dreid, a c'houlennas hag e oa « kevredeler » (1) pe « werinour » (1). N'oa ket Rip evit respont ouz ar goulenn nevez-se. Neuze, e treuzas eun aotrou bras an engroez en eur zisteurel ar sellerien a-gleiz hag a-zehou war-bouez e ilinou. Mont a reas d'en em lakaat dirak Rip Van Winkle, eun dourn war e lez hag egile war e vaz, e sellou ha korniou e dog tric'herniek o sanka doun en ene ar reuzeudig. Goulenn a reas outañ gant eur vouez dihegar « petra a gase anezañ d'ar votadegou, eur fuzuilh war e skoaz hag eur bagad war e lerc'h, ha daoust hag ez oa en e soñj lakaat trubuilh er gêriadenn ? »

— Alas ! aotrounez, eme Rip, efreizet an tamm anezañ. Me a zo ac'hanoun eur paour kaez den peoc'hus, genidik eus ar gêriadenn hag eur sujed leal d'ar Roue, Doue r'e viro !

Eur youc'hadeg a savas a-douez ar sellerien.

« Eur roueeler ! eur spier ! Er-maez ! »

(1) Anoiou roet da izili eus daou strollad politikel.

Mil boan en devoe an den e dog tric'herniek o lakaat an dud da devel. Neuze, gant eun neuz c'haro, e c'houlennas a-nevez ouz an den kablus petra e klaske. Ar paour kaez den a lavaras gant izeledigez n'en doa menoz fall ebet hag e oa deut nemetken da glask darn eus e amezeien.

— « Mat ! Piou int ! Lavar d'imp o anoiou ? »

Rip a emzastumas eur pennad hag a c'houlennas :

— « Pelec'h emañ Nikolas Vedder ? »

An holl a chomas digoniz, eur pennadig ; ha neuze, e respontas eun den koz gant eur vouez voan ha krenus.

— « Nikolas Vedder ! Setu triouec'h vloaz 'zo eo marvet ha douaret ! Bez' ez oa gwechall eur groazkoad er vered a lavare pep tra diwar e benn, met breinet eo, ha n'eus mui anezi. »

— « Pelec'h emañ Brom Dutcher ? »

— « O ! Aet eo da soudard e derou ar brezel. Tud 'zo a lavar ez eo bet lazet en emgann Stony Point ; hervez tud all eo bet beuzet e traoñ ar beg-douar Antony, e-pad eur barr-arne. N'ouzon dare... morse n'eo deut en-dro. »

— « Pelec'h emañ Van Bummel, ar mestr-skol ? »

— « Mont a reas d'ar brezel, heñ ivez, hag e teuas da veza eur jeneral bras en arme. Bremañ eo ezel eus Kambr ar Gannaded. »

Dre ma kleve ar c'hemmadennou trist-se c'hoarvezet e-touez e vignoned hag en e di Rip a sante e galon o vihanaat. Luziet e oa e benn gant an holl respontou-se, rak soñjal a ranke e oa tremenet kalz amzer abaoe m'oa aet kuit, hag enno e oa traou na intente ket : ar brezel, kambr ar Gannaded, Stony Point.



N'en doe ket kalon awalc'h da c'houlenn keleier eus e vignoned all hag e youc'has : — « Daoust ha den ebet amañ n'anavez Rip Van Winkle ? »

— « O ! Rip Van Winkle ! a youc'has diou pe deir mouez. Setu Rip Van Winkle ahont harpet ouz ar wezenn. »

Sellout a reas Rip hag e welas ar pez a oa a-raok mont er menez : eun eil Rip, ken lezirek ha ken pilhennek hag ar c'henta. Saouzanet-mik e oa bremañ ar paour kaez den. Ne ouie ket hag e oa heñ e-unan pe eun den all. Hag e keit-se an den a bouez a c'houlennas digantañ piou e oa ha pe ano en doa.

— « Doue hepken a oar an dra-se, a youc'has. N'oun ken me... Me 'zo unan all ac'hanoun. Setu-me ahont... Nann... Unan all eo hag a zo heñvel-beo ouzin. Dec'h da noz edon me, kousket oun chomet er menez ha kemmet eo bet va fuzuilh ha kemmet eo pep tra ha me a zo kemmet ha ne c'hellan ket lavarout pe ano em eus ha piou oun-me. »

Neuze, e stagas an arvesterien da sellout an eil re ouz ar re all, da heja o fennou ha da skei taoliou bihan war o zal gant o biz. An eil a lavare d'egile e oa ret kemer ar fuzuilh ha mirout ouz an den koz da ober eur sotoni bennak. Pa glevas kement-se ez eas kuit paotr e dog tric'herniek, tiz warnañ.

D'an ampoent e voe treuzet an engroez gant eur vaouez hegarat, c'hoant enni da welout an den e varo louet. Dougen a rae etre he divrec'h eur babig a stagas da ouela gant ar spont o welout an den dianav.

« Peoc'h ! Rip, emezi, peoc'h ! An den koz ne raio ket droug d'it. »

Ano ar bugel, neuz ar vamm, son he mouez, pep

tra a zihune e spered ar c'hoziad eur chapeledad eñvoriou.

— « Penaos e reer ac'hanoc'h, itron ? » a c'houlennas.

— « Judith Gardener. »

— « Ha penaos e reer eus ho tad ? »

— « A ! ar paour kaez den ! Rip Van Winkle a oa e ano ; setu ugent vloaz avat, ma 'z eas diouz ar gêr, gant e fuzuilh, hag abaoe n'eo ket bet klevet tra diwar e benn... E gi a zeuas en-dro hepzañ, met, n'oufe den lavarout pe en deus en em lazet pe ez eo bet skrapet gant an Indianed. En amzer-se n'edon nemet eur bugel. »

Eur goulenn c'hoaz en doa Rip da ober hag e reas gant eur vouez o krena.

— « E pelec'h emañ ho mamm ? »

— « O ! hi ivez a varvas eur pennad goude. Terri a reas eur wazienn, hag hi kounnaret-ruz gant eur marc'hadour-red eus Bro-Saoz Nevez. »

Er c'helou-se, d'an nebeuta, e oa eun draig bennak d'e gennerza. Ne c'hellas ket Rip en em zerc'hel pelloc'h. Briata a reas e verc'h hag ar babig.

« Me eo da dad, emezañ. Rip Van Winkle yaouank gwechall, Rip koz bremañ. Daoust ha den n'anavez ar paour kaez Rip Van Winkle ? »

Sabatuet e chome an holl, pa zegouezas eur vaouez koz en eur horjella. Lakaat a reas he dourn d'he zal, ha goude beza sellet piz ouz Rip e-pad eur pennadig e youc'has : « A ! sur ! Rip Van Winkle eo, m'hen tou. Me 'zo laouen ouz ho kwelout deut en-dro, va amezeg koz. E pelec'h oc'h bet e-pad an ugent vloavez hir-se ? »



Istor Rip ne voe ket hir da zisplega, rak evitañ an ugent vloavez-se n'oant nemet eun nozvez.

An arvesterien o doa selaouet outañ gant souez. Tud a voe gwelet o wignal hag oc'h ober strivadou da virout da gomz. An den e dog tric'herniek, a oa deut en-dro, a blegas korniou e ziweuz hag a hejas e benn, ha pep unan a reas eveltañ.

D'an ampoent, edo Per Vanderdouck o tont goustadik gant an hent. An holl a voe a-unvan da c'houlenn ali digantañ. Eun hêr e oa d'an istorour a zouge an hevelep ano hag en doa savet unan eus kenta istoriou ar rannvro.

Per a oa kosa gwaz ar gêriadenn. Gouiziek-kenañ e oa war an darvoudou burzudus ha war hengouniou ar c'horn-bro. Anavezout a reas Rip dioustu hag e kredas e zanevell. Lavarout a reas e oa bet darempredet atao ar meneziou Kaatskill gant tud iskis. « Derc'hel a reer da wir, emezañ, e teu eno pep ugent vloaz, Hendrick Hudson, ar c'henta a gavas ar stêr hag ar vro. E vartoloded eus an «Hanterenn Loar» a zo a-gevret gantañ. An eurvad en deus evel-se da adwelout al lec'h m'en deus bevet ennañ ha da genderc'hel da deurel eur sell war ar stêr hag ar gêr vras a zoug e ano. O gwelout a reas va zad, eur wech, gant o gwiskamantou koz a Vro-Holland, o c'hoari kilhou en eun toull eus ar menez ; me va-unan, eun endervez hañv, em eus klevet trouz o boullou, hag heñvel e oa ouz gourdrouzou eur c'hurun pell... »

Evit komz berr, pep hini a zistroas da draou pouezusoc'h, da lavarout eo d'ar votadegou. Merc'h Rip a gasas he zad da chom en he zi. Eun ti plijadurus hag annezet mat he doa ha da bried eur c'houer kreñv ha

sart. Rip e anavezas dioustu evit unan eus ar baotredigou a skrape war e gein, gwechall. Evit mab Rip, hon eus gwelet harpet ouz eur wezenn, e veze lakaet da labourat er vereuri, hogen, dougetoc'h e oa da bleustri war bep tra all estreget e labour.

Rip a adstagas gant e valeadennou-gwechall hag a adkemeras e voaziou koz. Emberr e kavas eun niver bras eus e vignoned koz ; gwell e oa gantañ, avat, klask mignoned e-touez ar re yaouank ha ne zaleas ket da veza prizet mat ganto.

Degouezet d'an oad eürus-se ma c'hell eur gwaz chom dilabour hep beza kastizet, ez azezas a-nevez war ar bank, e-kichen dor an davarn. Enoret e voe eno evel eun ozac'h-meur eus ar gêriadenn, eun dra eus an amzer dremenet, eus an amzer « a-raok ar brezel ». N'eo ket dioustu e c'helljod hel lakaat da intent an darvoudou iskis a oa c'hoarvezet e-pad e gousk : ma oa bet eun dispac'h hag eur brezel ; perak ; m'en doa en em zieubet ar vro diouz yeo Bro-Saoz koz hag e-lec'h beza dindan veli E Veurded Jorj III e oa anezañ eun den dishual eus ar Stadou Unanet. Da lavarout ar wirionez, Rip ne oa ket eur politiker : ne rae ket van ouz kemmaduriou ar Stadou hag an Impalaerdedou ; eur veli a oa, avat, m'en doa leñvet dindanañ e-pad hir amzer ha... beli e wreg an hini e oa. Echu e oa, a-drugarez Doue ! Diyeoet e oa diouz ar briedelez hag e c'helle mont e-barz hag er-maez pa blije d'ezañ, hep douja gwaskerez an Itron Van Winkle. Koulskoude, bep gwech ma veze meneget hec'h ano, e heje e benn, e rae eur c'hruz d'e ziskoaz hag e save e zaoulagad war-du an neñv, ar pez a c'helle beza kemeret evit emblegerez pe evit levenez.



Kemeret en doa ar boaz da zanevella e istor da bep estrañjour a zeue en ostaleri an Aotrou Doolittle. Da genta e oa bet evesaet e kemme war boentou 'zo, bep gwech ma tibune e gontadenn. En diwez, e teuas da veza digemm hag heñvel-rik ouz ar pez am eus skrivet. Ne voe ket eur gwaz pe eur verc'h pe eur bugel er vro na ouezas anezañ dindan eñvor. Tud a oa a lavare ne oa ket gwir, m'en doa Rip kollet e benn, ha ne oa an istor-se nemet eur froudenn n'en doa ket gallet kas er-maez eus e spered. Koulskoude, an Hollandiz koz a lakae feiz ennañ. Betek hizio, ne glevont morse eur barr-arne war ar meneziou Kaatskill, eun endervez hañv, hep lavarout emañ Hendrick Hudson hag e vartoloded o c'hoari kilhou. Neuze, c'hoant an holl briedou gourdrouzet gant o gwreg a vefe gallout eva eur bannac'h eus evaj Rip Van Winkle, a gasfe d'ezo ar peoc'h.

Pempoull, gouere 1931.

# D'hol lennerien

An darn vuia eus koumananterien GWALARN ez echu o c'houmanant gant an niverenn-mañ.

O fedi a reomp start da gas d'imp priz o adkoumanant ar c'henta ma c'hellint.

Ober a reomp gwella ma c'hellomp da rei d'ezo eur gelaouenn ken dudius ha ken talvoudus ha ma tle beza.

E kerz ar bloavez-mañ e teuio c'hoaz er-maez niverennou hag a raio enor da Vreiz ha d'al lennegez vrezonek.

Ha gallout a rafemp war eun dro tenna evez hol lennerien war hor c'hazetenn nevez, KANNADIG GWALARN ?

A gazetenn-se, savet evit eur c'helc'hiad lennerien ledanoc'h eget kelc'hiad lennerien GWALARN, a fell d'imp lakaat anezi da veza gwir gazetenn vroadel an holl Vreiziz, e Breiz hag er bed holl.

Da dizout ar pal-se, ne vo espernet ganimp nag hor poan nag hon arc'hant.

Goulennet hon eus, da genta holl, mil koumananter. N'hon eus ket kavet anezo c'hoaz, goude tost eur bloavez a labour, ha daoust d'ar skoazell galonek hon eus bet digant ar re wella e-touez hor c'henvroiz.

Ma talc'h an traou da vont evel-se, ret e vo d'imp, pe grenna niver pajennou ar C'HANNADIG — ar pez na fell ket d'imp ober — pe greski ar c'houmanant — ar pez na garfemp ket ober kennebeut.

GWALARN evit al labouriou hir hag a bouez, KANNADIG GWALARN evit an dudi hag an dar-



voudou pemdeziek, setu penaos e vo rannet an traou hiviziken.

Niverenn KANNADIG GWALARN ar miz a zeu, niverenn ar 15-vet a viz meurz, a vo eun arnodenn nevez.

Da heul liziri niverus kaset d'imp eun tammig a bep lec'h, gwelout a reomp sklaeroc'h petra o deus c'hoant lennerien KANNADIG GWALARN da gaout — an darn vrasa anezo da vihana, rak aner eo klask plijout d'an holl.

Goulenn a reont eur gazetenn aes da lenn, ha koulskoude skrivet e brezoneg reiz, hep trefoedach na gallegachou. An dra-se a vo roet d'ezo.

Goulenn a reont pennadou, na re uhel, na re izel koulskoude, diwar-benn traou a bep seurt, hogen dreist-holl diwar-benn an traou a vremañ. An dra-se a vo roet d'ezo ivez.

Goulenn a reont muioc'h a draou da c'hoarzin, c'hoariou, diduellou, savet en eur spered nevez, dishañvel diouz ar pez a zo bet graet betek-hen a brezoneg. Se ivez a vo roet d'ezo.

Traou dishañvel, traou nevez ! Setu ar pez a glevomp bemdez. Ne c'hell KANNADIG GWALARN ober berz nemet pa vo dishañvel-krenn diouz pep kazetenn gwelet betek hizio.

Eur bedenn eta d'an holl a fell d'imp hor skoazella : koumanantit, mar plij, ha koumanantit dioustu. N'ho pezo ket keuz d'an arc'hant ho pezo roet.

Notenn. — Ar pennadou diwar-benn al levriou nevez — evel an holl notennou seurt-se — a vo kavet hiviziken e KANNADIG GWALARN. Koulskoude e fell d'imp menegi dioustu al levr kaer nevez embannet : Kanenn Hini Langenau, troet gant Olier Mordrel, diwar Rainer Maria Rilke.

Daoust ha rakprenet hoc'h eus :

# EUR BREIZAD ER C'HANADA

liziri F.L.T. Donroe

moulet war baper lufr
gant e-leiz a skeudennou
300 niverenn hepken

priz : 15 lur
(da veza paeet en a-raok)

## Embannaduriou Gwalarn

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

1930

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

# Embannaduriou Gwalarn

1930

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEK E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH. — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET. — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ. — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL, SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn III. — 8 lur.

Hoffmann. — AN TASMANT DIMEZET. — 4 lur.

GWELEDIGEZ MAB KONGLIN. — 4 lur.

Roparz Hemon. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON - 12 lur.

Roparz Hemon. — AR C'HOAR HENA. — 4 lur. —

KEMBREIZ GWECHALL HA BREMAN. — 4 lur. —

1933

Roparz Hemon. — AL LAER AVEL. — 4 lur.

Abeozen. — YEZADUR BERR AR C'HEMBRAEG. — 8 lur.

---

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest. *Ar Merour* : Y. Le Drézen

PRIZ : 4 LUR